# GWALARN

HA KANNADIG GWALARN


Marvailhou ar Bobl

# RIMADELLOU AR GLOUD

LEVRENN I


75

C'HOUEVRER 1935

**Gwalarn**
Niv. 75
11-vet Bloavez
C'HOUEVRER 1935




**Kannadig**
**Gwalarn**
Niv. 29-30
C'HOUEVRER
MEURZ 1935

# RIMADELLOU
# AR
# GLOUD

**skeudennet**

**gant**

**H. KERHOR**

Eun deiz m'edon e Sveden, eun tu bennak e Dalekarlia, ec'h en em gavis gant eur plac'hig vihan a oa o c'honta d'he mignonezed bihan ar marvailhou koant emaoc'h o vont da lenn. Eur wech echu unan eus he marvailhou ganti, me ha goulenn outi piou a zeske d'ezi traou ken kaer. Respont a reas d'in e oa eur gloud (eur gaouenn) koz, teodet-mat, mamm-goz meur a rummad glouded all, eun deiz ma oa bet fur.

Evit an dra-se eo ez eo anvet ar marvailhou-mañ « Rimadellou ar Gloud ». Soñjet em eus e lakafent laouen plac'hedigou ha paotredigou Breiz, evel ma lakaont re Sveden da veza laouen. Abalamour d'an dra-se e kontan anezo amañ.



# Donezonou Roue ar Mor

Gwechall-goz e oa eur pesketaer, e ano Laki, hag e wreg Lamaja. E-pad ar goañv, e vevent en eul lochenn, war ribl ar mor bras. D'an hañv, ez aent war eun enezennig vihan e-kreiz ar mor, e-lec'h m'o doa eun ti-soul. An enezennig-se, anvet Aktol, ne oa ket ledanoc'h eget porz eun ti-skol. Enni ne c'hlaze nemet eur wezenn orañjez, peder bodenn wern diwanet aze, n'ouzon ket penaos, hag eur prad dister, flour ar geot evel voulouz. E-kreiz ar c'hlazenn-se e save eur blantenn goant bleuñv gwenn, eur valanenn ha teir

berenn hadet gant Lamaja. Ar per-se a oa goudoret diouz an avel yen gant eur voger, hag a reseve eus ar c'hreisteiz eur wrezenn o lakae buan da greski.

Laki ha Lamaja a zebre eog d'an nevez-amzer hag harinked d'an hañv. P'edo brao an amzer hag an avel mat, ez aent e kêr d'ar sadorn, en eur vag vihan, hag e werzent ar pesked fresk o doa tapet en der-c'hent. D'ar sul vintin, e selaouent an oferenn, ha da c'houde e tistroent d'o zi a-raok an noz. A-wechou ne c'hellent ket kuitaat, e-pad meur a sizunvez, ar roc'h Aktol. Neuze e vevent pell diouz ar bed, gant o zamm ki bihan, a veze graet Priñs anezañ, o flantennou, o bleuniou, ha, dindan an heol bras, ar mor gant e wagennou glas. Ar roc'h Aktol a save pell diouz an aod, ha tro-war-dro ne weled nemet kerreg all frigaset hep ehan gant an tarziou kounnaret.

Laki ha Lamaja a oa labourerien reiz hag arboeller. Beva a raent eürus gant Priñs en o faour kaez lochenn, laouen pa c'hellent pesketa ha salla harinked a-walc'h evit beva e-pad ar goañv ha prena eun tamm butun ha kafe. Bez' o doa e-leiz a vara, amann, pesked, eur barilh bier hag eun nebeut a bodou fourmaj-laez. Petra o dije goulennet muioc'h ?

Eo. Unan anezo a verve gant eur c'hoant. Lamaja a felle d'ezi kaout eur vuoc'h.

« A », emezi a-wechou, « peur e vezimp pinvidik a-walc'h da brena eur vuoc'h ? »

« Petra a rafes ganti ? » a responte Laki. « Penaos he degas war ar roc'h ? Eur vuoc'h ne c'hellfe ket neui war hol lerc'h eus an douar d'an enezenn. N'hellfemp ket muioc'h he dougen en hor bag ken dister, hag ouspenn se, ne gavfe ket a-walc'h da beuri amañ. »



« Met bez' ez eus eun dachennad c'heot, peder bodenn wern... »

« Ha korz ivez », a c'hoarzas ar pesketaer.

« E vevfe marteze gant an harinked. Priñs a zebr mat... »

« Feiz ! An dra-se a c'houlenn beza gwelet. Ha posupl e vefe, n'em befe ket a-walc'h evit se. Koll ar soñj-se, maouez. An eurvad hon eus da veva didrouz gant peadra, pa weler kement a dud na ouzont ket ar pez a zebrint an devez war-lerc'h. »

Lamaja a huanade. Perz a daole edo ar wirionez gant he gwaz, met n'helle ket dont a-benn eus he c'hoant. Heugi a reas ouz ar fourmaj-laez a veske gant he c'hafe, en deveziou gouel, evit dienn, ha seblantout a rae d'ezi ne oa ket brasoc'h teñzoriou eget an dienn fresk hag al laez glas.

Eun devez, an daou bried a oa da vat o salla harinked, pa en em lakaas Priñs da harzal. Raktal e weljont eul lestr kaer o tostaat ouz ar roc'h Aktol. Tri baotr yaouank a ziskennas hag a zeuas war-eeun d'an ti-soul.

« He, moereb ! » a hopas unan anezo, « emaomp o vervel gant an naon hag ar sec'hed. Setu eun eur e klaskomp eur banne bennak da eva. Roit d'imp bep a volennad laez tomm mat. »

« A, a galon vat e rofen, m'em befe », a lavaras Lamaja.

« Neuze, roit d'imp laez glas. »

« Alas, m'em befe ! »

« Penaos ! n'eus ket a vuoc'h amañ ? »

« Siouaz, nann », a respontas Lamaja. « Met ma fell d'eoc'h kaout harinked sallet mat, e c'hellan rei d'eoc'h ».

« Bec'h d'an harinked », a lavaras ar baotred yaouank.

E oant tri studier kroget d'en em zidui. Azeza a rejont en-dro d'an daol. Tana a rejont sigaretennou, hag en em lakajont da gomz :

« Penaos eo anvet ar garreg-mañ ? » a c'houlennas unan.

« Aktol », a respontas Lamaja.

« Penaos ! n'hoc'h eus ket ar pez a c'hoantait, c'houi hag a vev e ti Roue ar Mor ? »

Ar pesketaer hag e wreg n'intentjont ket goulenn ar paotr yaouank. Sellout a rejont an eil ouz egile, souezet-mik. N'o doa morse lennet netra ha n'anavezent ket Roue ar Mor. Pa weljont an dra-se, e lavaras an tri studier :

« Akto a zo eur roue galloudus, a vev en eur c'hastell e strad ar mor. An enezenn Aktol a zo eul lodenn eus e rouantelez. Akto a zo mestr war an holl besked ha loened a vor. Pinvidigez vras en deus. Kezeg en deus, ar buana eus ar bed, bevet gant bezin mor. Pa zeu mat d'ezañ unan bennak, n'emañ ket pell ouz e binvidikaat. Met e ranker beza sentus en e geñver. Droug ha kasoni a grog buan ennañ, ha pa 'z eo bet dismegañset gant unan eus e sujidi, e kemer en-dro e holl zonezonou. Evit eur maen taolet er mor, e sav eur gwall amzer da lonka listri. E lez ar roue, ez eus merc'hed yaouank koant evel an deiz, a zoug broz ar rouanez hag a grib he bleo hir. Pa glevont kana war an douar, e teuont da selaou tost da c'horre an dour, hag... »

« Ha gwelet hoc'h eus e gwirionez ar pez a gontit aze ? » a drouc'has Laki gant disfiziañs.



« N'hon eus ket. Gwelloc'h eget se : moulet eo war al levriou, hag ar pez a zo moulet a zo gwir. »

« Neuze, dec'h e vije bet ret kaout amzer gaer, rak skrivet oa war an almanag. Hogen bet ez eus glao hag amzer spontus ».

« O, evit an almanag ez eo eun dra all. Ne lavar nemet gaou », a c'hoarzas an tri studier. « E zever eo memes lavarout gaou ».

Laki a heje atao e benn, diskredik. Koulskoude, an tri baotr yaouank, echu ganto o fred, a roas dre guz eun nebeut mouneiz da Lamaja, ha, goude lavaret kenavo d'an daou bried, ez ejont en-dro d'o lestr.

Lamaja ne lavare grik, met ne soñje ket nebeutoc'h. Selaouet he doa gant evez istor Akto, hep ankounac'haat eur ger.

« Pebez taol chañs e vefe, » emezi, « ma c'hellfen kaout digant Roue ar Mor eur vuoc'h da c'horo mintin ha noz. Met arabat kaout re fiziañs. »

Chom a reas difinv war he c'hador-blouz.

« Petra 'zo krog ez spered ? » a hopas trumm Laki.

« Netra », a respontas-hi en eur grena.

Hag ec'h en em lakaas en-dro da huñvreal.

Ar sadorn da noz a zeuas. En deiz-se, boazet e oa ar pesketaer da chom hep teurel e rouedou er-maez. Rak ne gare ket o sevel da sul. Lamaja, raktal serr-noz, a lavaras da Laki :

« Deomp bremañ da deurel hor rouedou ».

« Nann », eme an den, « ne dalvez da netra pesketa da sul ».

« Gouzout a rez mat ez eo bet ken fall an noz tremenet ma n'hon eus ket gellet tapout netra. An noz-mañ, ar mor a zo kompez evel eur melezour, an harinked a dostaio a-vil-vern eus ar ribl. »

« Gwir eo, met koumoul ruz a sav eus ar c'hornog. Gwall avel a vo fenoz ».

« Nann, nann, e c'hellez kredi, sur hor bo eun donenn harinked. »

Laki a sentas erfin hag an daou bried a yeas da deurel o rouedou. Mont a rejont tost d'eur poull doundoun, ha Lamaja a stagas da c'houitellat eur goz kanaouenn, hag a droke ar geriou anezi hervez he youl :

« Akto, Doue barvek, hollc'halloudus,
Mestr an Dour hag an Avel spontus,
Pesked bihan ha bras 'vev ez toureier,
Ha loened diniver 'vev ez parkeier ».

« Petra a c'hrozmolez aze ? » a c'houlennas Laki.

« Netra nemet eun tamm kanaouenn a zered em spered ».

« Akto, Te mesaer ar mor bras hep harzou,
Ro d'in-me eur vuoc'h gant kerniel war he zal,
Hag e roin d'it-te eun talvoud hep e bar,
Holl arc'hant ar Mor bras hag holl aour an Heol [splann ».

« Da ganaouenn a zo diot », a lavaras Laki. « Petra a fell d'it e rafe roue ar Mor gant arc'hant ar mor hag aour an heol ? Ne c'hell goulenn nemet pesked. Eur gristenez vat ne gan ket seurt diotachou der-c'hent ar sul. »

Hogen, Lamaja, hep respont, a gendalc'has gant he c'hanaouennou betek distro.

Kousket a rejont hep gallout serri o daoulagad. An den en doa kas da veza labouret da sul, hag ar wreg a soñje er vuoc'h he doa goulennet digant





Roue ar Mor. D'an hanternoz, Laki a savas war e wele en eur lavarout :

« Ha ne glevez-te ket netra ? »

« Nann ».

« Ar c'hilhog-avel a zo torret. Ar gwall amzer a c'houitell war ar mor. Savomp buan da sevel hor rouedou ».

Gwiska a rejont o dilhad, tiz warno, hag er-maez. An nozvez-hañv-se a seblantas d'ezo beza yenoc'h eget eun nozvez diskar-amzer. An avel a c'houibane. Ar mor bras, dindan an oabl du, a chome gwennoc'h eget eur pallenn erc'h. Eonenn an tarziou a strinke betek toenn al lochenn. Morse n'o doa gwelet ar pesketaer hag e wreg seurt barrad-amzer. Ret e voe d'ezo kregi en o dor, gant aon da veza skubet gant an avel.

« N'em boa ket lavaret d'it e vije bet fall amzer fenoz ? » a c'hrozmolas Laki. « Setu kollet hor rouedou ».

Ha pa na oant ket gouest da vont a-benn d'an avel, ez ejont en-dro d'o gwele hag e kouskjont.

Antronoz, an heol a lugerne, an tonnou-mor a oa reizet. Laki, a-boan er-maez, a estlammas :

« Petra 'welan ? Lavarout a rafed eur c'hole-mor ! »

« Eur vuoc'h eo », eme Lamaja, a oa deuet prim war-lerc'h he gwaz, « eur vuoc'h splann, eus ar wella ouenn ».

Hag unan e oa e gwirionez. Mont a rae du-mañ du-hont, hep lipat an distera geotenn eus ar prad, evel ma vije bet eur peuri re dreut. Laki ne c'helle ket fiziout en e zaoulagad, met ret e voe d'ezañ kredi start pa welas e wreg o c'horo ar vuoc'h. Laez a-

walc'h a roas evit karga an holl bicherou hag ouspenn eur mell sailh-dour. Ar pesketaer a faoute e benn en aner o klask gouzout eus pelec'h e teue ar vuoc'h, rak ne c'helle ket kredi e vije eun donezon a-berz Roue ar Mor. Redek a redas war ar ribl da glask e roued, a soñje kaout an tammou anezi. Souezet e voe ouz he gwelout en he fez ha leun a besked.

« Brao an dra-se », a lavaras d'e wreg, « met penaos maga ar vuoc'h-se ? »

« Bast ! Gouzout a ray klask he boued hec'h-unan », a respontas Lamaja.

Ne voe ket pell. Mont a reas en dour hag en em lakaas da beuri ar geot-mor. Beva a-reas lart evel-se. Ar pesketaer hag e wreg a chome sebezet. Priñs hepken n'he c'hare ket, droug ennañ dirak en estrenez-se.

Abaoe an deiz-se e voe en ti-soul e-leiz a laez hag a zienn. Lamaja a aoze berniajou amann, a werze e kêr. Laki a gemeras daou vevel evit ober kenwerz bras gant ar pesked. Ar mor a oa evitañ evel eul lenn e-lec'h ma pesketae pa blije gantañ. Ar vuoc'h a gave boued hec'h-unan. D'an diskar-amzer, pa 'z ae ar pesketaer hag e wreg kuit eus ar garreg evit distrei d'o zi bihan war ar ribl, e tec'he e doun ar mor, hag e tistroe kerkent hag an nevez-amzer.

« Ret e vefe d'in kaout eun ti brasoc'h », a lavaras Lamaja d'an hañv war-lerc'h. « Ne c'hellomp ket loja hon daou vevel. Ezomm hon eus ivez evit hor c'henwerz eus eun ti-pesked frankoc'h ».

Laki a lakaas sevel eun tiegez kaer hag a gemeras pevar mevel e-lec'h daou.

« N'oun ket gouest ken da aoza pred d'an holl »,



a lavaras neuze e wreg. « Me 'zo 'vont da gemer eur vatez ».

« Kemer unan », a respontas Laki. « Ret eo, e gwirionez ».

Hag e teuas eur vatez eus kêr.

« Amzer a-walc'h am eus abaoe m'eo degouezet ar vatez », a lavaras Lamaja eun nebeut deveziou war-lerc'h. « Hag e c'hellfen en em emell eus teir buoc'h e-lec'h unan ».

« Mat : kerz neuze da gana kantig d'ar sorser », eme en eur c'hoarzin he gwaz, n'en doa ket fiziet morse e Roue ar Mor.

Lamaja hen lezas da c'hoapaat, met, da serr-noz, ez eas tost d'ar mor hag e kanas :

« Akto hollc'halloudus, fichet gant an eon,
Mestr an Avel ha mestr an Dour,
Ar saoud a vilierou a gas d'it o leueou.
Me 'garfe c'hoaz kaout diou ».

Antronoz vintin, teir buoc'h a beure geot a-hed ar garreg.

« A-walc'h ec'h eus bremañ ? » a c'houlennas Laki, ret d'ezañ kredi edo Roue ar Mor a-du gant e wreg.

« Laouen e vefen penn-da-benn, m'em befe diou vatez hag ivez dilhad kaeroc'h ».

« Ha petra 'vir ouzit d'o c'haout ? »

Ar vaouez a brenas neuze dilhad kaer, a gemeras meur a vatez. Ret e voe da Laki sevel eur solier nevez d'an ti. Ha Lamaja a c'hoantaas eur vag-dre-dan evit mont eus an enezenn Aktol d'an douar. Tud an enezennig a rene eur vuhez gwall dreo. Priñs, maget gant rost ha dienn, a zeuas lart evel eun doukenn.

« A-walc'h ac'h eus erfin ? » a c'houlennas nebeut war-lerc'h ar pesketaer ouz e wreg.

« Nann, teir buoc'h a zo nebeut. Tregont a fell d'in kaout ».

« Kerz d'o goulenn digant Roue ar Mor », a lavaras Laki.

Lamaja a zistroas tost d'ar mor. Kana a reas a-nevez evit gervel Akto, hag e reas he goulenn. Antronoz e kavas tregont buoc'h kaer er prad bihan.

« Ne seblant ket d'it », a lavaras neuze da Laki, « ez eo re striz ar garreg truilh-mañ ? Penaos loja hon holl chatal ? Ret e vefe d'imp kaout kalz a blas ».

« N'eus nemet eur c'hiz da vrasaat ar garreg-mañ : skarza ar mor tro-war-dro », a respontas ar pesketaer en eur c'hoapaat.

« Teod fall ! » eme Lamaja kounnaret. Hogen karga a reas ar vag-dre-dan gant tammou kerreg pounner, evit sevel eur voger ledan, a vije goloet gant eur gwiskad douar hag a vrasafe ar roc'h.

Pa voe leun ar vag, Lamaja a reas teurel er mor ar vein a vije savet warno ar voger. An hini kenta a gouezas war unan eus merc'hed Rouanez ar Mor. An eil war fri ar Briñsez. An trede a ziruskas penn ar Roue hag a douzas d'ezañ an hanter eus e varo.

Kerkent e voe kounnaret ar mor. Eun trouz spontus a savas. Ar gwagennou poulzet gant ar gwall avel a darze gant eur mil gurun.

« Eus a belec'h an tabut-se ? » a c'houlennas Lamaja, aonik.

N'he doa ket echu he ger ma tigoras an dour evel javedou eur bleiz-mor, hag a lonkas ar vag. Lamaja, o vont da goll, a grogas en eur blankenn hag en em lakaas da neui. En em gavout a reas souden dirak



Roue ar Mor, hag, o welout e zremm gounnaret, e chomas da grena.

« Perak ec'h eus taolet mein warnomp ? »

« A, roue », a respontas Lamaja en eur bedi anezañ, « dre fazi eo. Lakait louzou war ho paro, hag e kresko a-nevez ».

« N'em eus ket roet d'it pep tra ac'h eus goulennet diganin ? »

« Eo, roue, anaoudek oun en ho keñver. Va saoud a ro kalz laez ».

« Ha pelec'h emañ arc'hant ar Mor hag aour an Heol ac'h eus prometet d'in ? »

« O, roue, emaint war c'horre ar mor, bep tro ma vez brao », eme Lamaja gant finesa.

« A, c'hoant ober goap ac'h eus ! Eur gentel ac'h eus ezomm », a lavaras Roue ar Mor.

Hag e krogas er paour kaez maouez, hag en eun taol he stlapas war eur garregenn, e-lec'h ma kouezas evel eur maen.

Pegeit e chomas badaouet ? Ne ouezas morse. Pa zihunas, e welas Priñs, treut evel gwechall, o c'hrignat eur pao-krank. Laki, gwisket gant e borpant peñseliet, a zrese e rouedou.

« Che ! mammig, eus a belec'h e teuez ken buan ? Penaos out ken glebiet ? »

Lamaja, alvaonet, a sellas en-dro d'ezi o c'houlenn :

« Pelec'h emañ an ti bras ? »

« Peseurt ti ? »

« Hon hini, sur, hag al liorz, hor mevelien, hor mitizien, hon tregont buoc'h, hor bag-dre-dan ? »

« Huñvreal a rez, paour kaez Lamaja. Moarvat, istoriou an tri studier-se o deus piltrotet ez penn. P'omp deut, ez out en em lakaet da c'houitellat

kanaouennou diot, e-lec'h ma komzer eus saoud, eus Akto, eus arc'hant ar mor ha sorc'hennou evel-se. Hag e-kreiz an diskan, eo kouezet ar c'housked warnout. N'em eus ket c'hoantaet dihuna ac'hanout hag em eus savet ar roued va-unan. Siouaz ! n'edo ket pounner, rak ar strad a zo roget, ha ne oa pesk ebet ».

« Met gwelet em eus Roue ar Mor ».

« Ez huñvre evel ar rest ».

« Kouezet oun en dour ha neuet em eus betek amañ. Sell, gleb-teil oun ».

« Gleb out abalamour d'eun tarz bennak a zo deut warnout. Yenien an dour he deus dihunet ac'hanout, emichañs. Sell, pec'het hon eus ha kastizet omp. M'eo roget va roued, eo abalamour hon eus taolet anezi er-maez dec'h da noz, d'ar sadorn. Ne zoug ket chañs kemer pesked da sul ».









# An Tri C'hleze

Gwechall e oa eur gov (pe eur marichal) en doa eur mab dispont ha leiz a nerz. Hogen ar paotr yaouank-se en doa kement a naon ma ne voe ket gouest ken e dad d'e vaga. Mont a reas neuze da lez ar roue, da c'houlenn hag ezomm n'en doa ket ar c'heginer eus eur paotr evit ar gaoter.

« Dres », eme ar mestr-keginer, « e klaskan unan. Kasit d'in ho mab ar c'henta ar gwella ».

An tad, laouen-ker, a zistroas d'ar gêr en eur lavarout : « Pa vezo va mab el lez, e c'hello erfin karga e gof ». Kelou a reas d'e vab e oa deut a-benn gant e dro, hag hemañ a respontas :

« C'hoant am eus, a-raok kuitaat, da gaout tri c'hleze. An hini kenta a bouezo pemp lur ha daou-ugent. An eil dek lur ha pevar-ugent. Hag an trede nao-ugent lur. Neuze e root d'in tri gwiskamant lin. Grit ar pez a c'houlennan, hag e teuin ken pinvidik ma n'ho po ket ezomm ken da c'houeza tan er c'hovell ».

Ar paour kaez gov a boanias kalz evit kaout kement a houarn hag a zir evit ober an tri c'hleze, met ne felle ket d'ezañ rei diaes d'e vab. Pa voe echu al labour, hervez goulenn ar paotr, en em gavas ma ne boueze an trede kleze nemet kant pemp lur ha tri-ugent. Ar pemzek lur a vanke a voe teuzet en tan e-pad al labour.

Ar paotr a gemeras an tri c'hleze, an tri gwiskamant lin, hag o c'huzas dindan eur maen-bez. Hag e kemeras hent lez ar roue evit beza degemeret evel keginer bihan.

Hogen e tegouezas ma voe tost d'ar roue koll e vuhez e-kreiz ar mor e-pad eur gorventenn spontus. Tri c'hornandon fallakr a lakae kounnar war ar mor ha ne fellas d'ezo reisaat nemet pa douas ar roue rei d'ezo e deir merc'h. Distro er gêr, ec'h embannas er vro a-bez, ma vije kavet eun den, eur gwaz gouest da goll pe da c'hounit e vuhez evit savetei an teir friñsez, e roje d'ezañ unan eus e verc'hed hag an hanter eus ar vro. Eur c'hemener hepken en em lakaas war ar renk.

Dont a reas ar mare ma tlee beza degaset ar priñsezed d'ar gornandoned. Holl dud ar vro a oa glac'haret, dreist-holl ar roue hag ar rouanez. Ar gosa eus an teir c'hoar a voe diambrouget betek ribl ar mor bras gant ar bobl a-bez. Chomet hec'h-unan gant



ar c'hemener, he difennour, ar briñsez a azezas war an traez, a guzas he fenn etre he daouarn, hag e-kreiz m'edo o skuilha daerou puilh, ar c'hemener kalonek, ankounac'haet gantañ e forfanterez, a bignas betek bleñchenn eur wezenn, an uhela ma c'hellas.

Hogen ar c'heginer yaouank a c'houlennas aotre gant e vestr da vont e kêr evit diverri an amzer. Ar mestr a asantas gant ma ne chomje ket pell. Kerkent e lammas ar paotr el lec'h m'en doa kuzet ar c'hlezeier, a gemeras ar skañva, an hini pemp lur ha daou-ugent, a lakaas ar gwiskamant lin war e gein, ha buan d'ar ribl. Soubla a reas e benn dirak merc'h ar roue en eur lavarout :

« Perak emaoc'h amañ hoc'h-unan leiz a anken, priñsezig koant ? »

« Allas ! » emezi, « a-walc'h ez eus da veza ankeniet. Va zad, war-nes koll e vuhez, en deus va roet d'eur c'hornandon divalo. Kalz aon am eus e teuje bremaik ».

« Ha n'eus ket er vro-mañ a-bez eun den gouest d'ho tenna diouz e skilfou ? »

« Eo, bez' ez eus er wezenn-se eur c'hemener prest d'hen ober ».

Ar paotr yaouank a droas e benn, hag o welout ar c'hemener kluchet ken uhel, e tirollas da c'hoarzin :

« Feiz, ma fell d'eoc'h lakaat ho fiziañs en eun den pounneroc'h e droad, ha floura eun tammig va bleo, me eo a saveteo ac'hanoc'h ».

Ar briñsez a gavas ar goulenn-se eun distera divergont en he c'heñver, hogen, dre m'edo war-nes koll he buhez, ne gredas ket lavarout nann. Ar paotr a lakaas neuze e benn war barlenn ar briñsez, a flouras d'ezañ e vleo. Ar c'hemener a selle eus beg e glud.

Koulskoude, merc'h ar roue a dennas eus he broz eun neudenn seiz ruz hag he stagas ouz bleo hir ar paotr yaouank hep beza gwelet gant ar c'hemener.

Raktal e strakas er mor eun darzadenn spontus. Ar gwagennou a zibradas eus ar sounn, hag eur c'hornandon heugus a zeuas er-maez eus ar Mor Bras, en eur hopal :

« E pelec'h emañ merc'h ar roue, a zo bet gouestlet d'in ? ».

« Amañ », a respontas ar paotr yaouank. « Hogen deus a-raok da gomz ganin ».

« Ganit, marmouz fall ! C'hoant ac'h eus ober goap », a drouc'has ar c'hornandon.

« Nann, deuet oun d'en em ganna ganit evit ar briñsez ».

Sevel a reas e gleze pemp lur ha daou-ugent hag e trouc'has an tri fenn, a gouezas er mor.

Ar plac'h yaouank, a selle ouz an emgann, a grias laouen :

« Salvet, salvet oun ! »

Goulenn a reas digant he difennour dianav dont ganti da lez ar roue evit degemer ar pez a oa dleet d'eun taol ken kaer. Hogen ne fellas ket d'ezañ mont dre ma ne dalveze ket ar boan, hag e tistroas d'ar gegin.

Ar c'hemener n'en doa ket finvet eus bleñchenn ar wezenn, o krena gant an anken. Pa voe echu ar pegad hag aet kuit an trec'hour, e tiskennas eus e wezenn, e tennas e gleze hag e lakaas ar briñsez da doui hen anavezje evel he salver. Neuze e teujont an eil gant egile d'al lez. Pa voe gwelet merc'h ar roue beo ha yac'h, e voe kalz a levenez. Graet e voe eur fest vras. Ar c'hemener, lakaet a-zehou d'ar roue, a



voe kemeret neuze evit ar c'haloneka marc'heg eus ar vro.

Antronoz, eil merc'h ar roue a dlee beza roet d'an eil kornandon, hag an holl dud en-dro da veza glac'haret. Eun nebeut tud a gredas e vije saveteet houmañ c'hoaz gant ar c'hemener, peogwir en doa saveteet unan. Ennañ e oa lakaet an holl fiziañs. Komz a rae evelkent evel eun den lorc'hus ha gouest da glask kann ouz forz piou. Ar briñsez yaouank, heuliet gant he fobl, a voe degaset d'ar ribl e-lec'h ma azezas da ouela. Ar c'hemener ne gavas ket fur chom tost d'ezi, hag, evel ar wech kenta, ez eas da guzat er wezenn.

Ar c'heginer yaouank, koulskoude, a oa distroet da gaout e vestr, en eur lavarout :

« Mestr, lezit ac'hanoun da vont en-dro da glask eun tammig plijadur e kêr. Dec'h n'em eus ket bet amzer da vont tre ».

« Ma 'z eo trec'h c'hoaz ar c'hemener d'ar c'hornandon », eme ar c'heginer, « e vezo fenoz eur fest vras hag emaoun va-unan d'hec'h aoza. Kerz e kêr, met na chom ket re bell ».

Kerkent e redas ar paotr yaouank da gemer e eil kleze, e wiskas e zilhad lin hag ez eas etrezek ar mor.

P'hen gwelas, ar c'hemener a voe laouen e benn. Ar paotr yaouank ne reas ket van ouz e welout. Soubla a reas e benn dirak merc'h ar roue, hag e c'houlennas :

« Plac'h koant, perak oc'h azezet amañ hoc'h-unan leiz a anken ? »

« Allas », emezi, « prest oun da ouela, rak va zad, o vont da goll e vuhez war ar mor bras, en deus

gouestlet ac'hanoun d'eur c'hornandon milliget. Krena a ran gant aon na zeufe d'am samma ».

« Ha n'eus den ebet e bro ho tad gouest da goll e vuhez evit ho savetei ? »

« Eo, bez' ez eus eur c'hemener dispont en deus touet hen ober, evel m'en deus c'hoaz saveteet va c'hoar ».

Ar paotr yaouank a savas e benn, a welas ar c'hemener e beg ar wezenn, hag en eur c'hoarzin :

« Arabat d'eoc'h fiziout war eun den pignet ken uhel. Ma fell d'eoc'h, priñsez, floura va bleo, me eo a vo ho salver ».

Ar goulenn-mañ a lakaas droug e merc'h ar roue, hogen n'he doa ket da glask pelloc'h. Plega a reas eta, hag e reas evel-se. Ar paotr yaouank a stouas e benn war barlenn ar briñsez, a flouras d'ezañ e vleo, dre m'edo ar c'hemener o sellout outo. Koulskoude ne welas ket ar plac'h yaouank o tenna eus he broz eun neudenn seiz du hag he staga ouz bleo he difennour.

Krak-ha-berr e voe klevet eur safar spontus war ar mor, ar gwagennou a darzas war ar ribl, ha setu dirazo eur c'hornandon c'houec'h penn, heugus da welout.

« E pelec'h emañ ar briñsez gouestlet d'in ? », a hope ar c'hornandon.

« Amañ, met deus a-raok da gomz ganin ».

« Ganit, marmouz fall ! Ha c'hoant az pefe da glask kann ganin ? »

« Evit an dra-se hepken emaoun amañ ».

Tenna a ra e gleze, sailha a ra war ar c'hornandon hag ar c'houec'h penn a gouez er mor.





Pa welas seurt burzud, ar briñsez a strakas he daouarn en eur lavarout :

« Salvet oun ! »

Fellout a reas d'ezi kas he difennour d'al lez. Met, evel ar wech kenta, e lavaras nann, rak, war e veno ne oa ket kalz a dra ar pez en doa graet, hag e tis-troas d'ar gegin.

E-pad an emgann, ar wezenn a strilhe, kement e krene ar c'hemener gant ar spont. Pa voe echu an taol, e tiskennas, e tennas e gleze, hag e lakaas ar briñsez da doui hen anavezje evel he salver. Ar plac'h yaouank ne felle ket d'ezi, met gant ar spont e plegas. Blenia a reas eta ar c'hemener d'al lez, e-lec'h ma voent degemeret gant levenez. Graet e voe eur fest brasoc'h c'hoaz eget en derc'hent, hag an holl a lavare pegen kalonek e oa ar c'hemener.

An trede devez, yaouanka merc'h ar roue a dlee beza roet d'ar c'hornandon. Gouela a rae holl dud ar vro, rak ar briñsez a oa koant ha mat. Ar bobl he c'hoheulias betek ar ribl, e-lec'h ma azezas. O veza chomet e-unan ganti, ar c'hemener a redas da guzat e bleñchenn ar wezenn, buanoc'h c'hoaz eget ar gwe-chou all, rak desket en doa pignat.

Ar c'heginer, d'ar mare-se, a c'houlennas aotre da vont e kêr da glask plijadur, en eur lavarout e oa evit ar wech diweza. Ar mestr a asantas :

« Kerz, met na chom ket re bell, rak m'emañ an trec'h gant ar c'hemener, e vo fest vras fenoz ».

Ar paotr yaouank a redas d'e di, a gemeras an trede kleze, an hini a dlee poueza nao ugent lur, ha na boueze nemet kant pemp, lur ha tri-ugent. Pa zibouezas anezañ, e kavas e oa gwall skañv.

« Bennoz Doue ma tistroan ha ma ne gavan ket ar maro en emgann ! »

Staga a reas ar c'hleze ouz e gostez, gwiska a reas e zilhad, ha kuit d'an aod.

Pa zegouezas, e voe laouen ar c'hemener. Hogen, ar paotr yaouank, hep sellout outañ, a yeas betek ar briñsez, a soublas e benn en eur lavarout :

« Plac'h yaouank koant, perak emaoc'h azezet amañ, ha perak e skuilhit daerou ken puilh ? »

« A-walc'h ez eus da skuilha daerou, rak va zad, war-nes koll e vuhez, en deus gouestlet ac'hanoun d'eur c'hornandon. Emañ o tont d'am c'herc'hat hag aon am eus ».

Kalon ar paotr a voe teneraet. N'en doa gwelet morse maouez ken brao. Goulenn a reas diganti ha ne oa ket deut unan bennak d'he difenn.

« Eo », eme ar briñsez, « bez' ez eus er wezenn-se eur c'hemener kalonek en deus touet hen ober, evel m'en deus difennet va diou c'hoar ».

Ar paotr yaouank a savas e benn, a welas ar c'hemener e beg ar wezenn, hag en eur c'hoarzin :

« Priñsez vat, ma fell d'eoc'h kaout eun difenner pounneroc'h e droad, ha ma fell d'eoc'h floura va bleo, me a gollo va buhez evidoc'h mar deo ret ».

« A galon vat e rin », eme ar briñsez, laouen-bras gantañ.

Stoui a reas e benn war barlenn merc'h ar roue, hag e kouskas eur pennadig, dre m'edo-hi o c'hoari gant e vleo. Gwelout a reas an neudennou seiz staget gant he c'hoarezed, hag e tennas unan eus he mantell ruz-tan. Neuze e reas eur skoulm ganti en-dro da vleo ar paotr yaouank.



Krak-ha-berr, e savas eur griadenn spontus er mor. Ar paotr yaouank a lavaras neuze :

« Poent eo d'imp sevel. Priñsez koant, roit d'in ho tavañjer, am bo ezomm anezi marteze ».

Merc'h ar roue a sentas. Ar paotr a drouc'has an davañjer e daouzek tamm. Trouz ar Mor Bras a greskas, ar gwagennou a voe kaset-digaset pell er vro, dre ma teue e gwel eur c'hornandon euzus, daouzek penn d'ezañ, holl gwasoc'h an eil eget egile.

« E pelec'h emañ ar briñsez gouestlet d'in ? » a hope ar c'hornandon.

« Amañ, met a-raok, deus tost da gomz ganin ».

« Marteze ec'h eus c'hoant, marmouz fall, d'am laza evel m'ec'h eus lazet va breudeur ? »

« Dres, evit an dra-se emaoun amañ ».

Ar paotr yaouank a sailhas war ar c'hornandon hag a drouc'has d'ezañ e zaouzek penn en eun taol. Ar pennou a gouezas er mor. Hogen ar c'hornandon en doa eur galloud souezus. Pa veze trouc'het unan eus e bennou, ma koueze er mor bras, e kave buhez a-nevez hag en em lakae en e blas. Pa welas an dra-se, ar paotr yaouank a hopas da verc'h ar roue :

« Priñsez koant, lakait buan unan eus tammou ho tavañjer war c'houzoug ar c'hornandon, bep tro ma trouc'hin eur penn. A-hend-all e vevo a-nevez ».

Hag e labouras e doare ma kouezas ar pennou war an douar, ha n'eo ket er mor, dre m'edo ar plac'h yaouank oc'h ober ar pez a lavare. Evel-se e tiskaras tri fenn, ha pevar, ha bep tro e lakae ar briñsez eun tamm eus he zavañjer war ar gouzoug trouc'het. Pa gouezas ar seizvet penn, ar c'hornandon a c'houlennas pardon :

« Lez da gleze bremañ, hag e tilezin d'it ar briñsez yaouank ».

« Ne deot ket kuit ez-veo. An trec'h a zo d'in », a respontas ar paotr yaouank.

Kregi a reas en e gleze, trouc'ha, an eil war-lerc'h egile, meur a benn, dre ma lede ar briñsez tammou he zavañjer war ar gouliou, ha ne ehanjont nemet pa gouezas an daouzek penn.

Goude an emgann, merc'h ar roue, laouen-bras, a lavaras :

« Salvet oun ! »

Trugarekaat a reas he salver, hag e bedas da zont ganti d'al lez. Hogen ne fellas ket d'ezañ, rak ne dalveze ket d'e veno komz hiroc'h eus eun taol ken dister. Lavarout a reas kenavo d'ar briñsez, hag e tec'has kuit. Ar c'hemener neuze, ken bliou da bignat gant ar gwez, a ziskennas eus e lochenn, a dennas e gleze, hag a ginnigas lakaat anezi d'ar maro ma n'anavezje ket anezañ evel he salver. Droug enni, e lavaras nann, rak eun tammig karantez he doa e-keñver ar paotr ken kalonek a oa bet tost da goll e vuhez eviti. Met ret e voe d'ezi plega dirak ar c'hemener.

Kemerout a rejont eta o-daou hent ar palez, ar plac'h yaouank trist ha digalonekaet, ar c'hemener lorc'hus evel ma vije bet an hardisa gourener.

Ar roue a welas anezo o tont eus a-bell hag a voe laouen, rak aon en doa bet evit buhez e verc'h.

Hogen, pa zeuas mare ar fest, n'edo ket ar meuziou war an daol. Ar roue, droug ennañ, a c'houlennas gant e verc'h yaouanka mont da welout perak kement-se. Ar mestr-keginer a gavas digarez dre ma oa bet ret d'ezañ e-unan aoza pep tra, aet e servi-



jourien kuit. Evel ma tremene ar briñsez dirak ar c'heginer yaouank, e taolas perz e c'hoantae chom hep beza gwelet, hag e voe souezet. Sellout a reas piz outañ, hag ec'h anavezas an difennour kalonek en doa roet tost e vuhez eviti. Redek a reas buan da gonta an dra-se d'he c'hoarezed, ha, dre m'edont o komz o-zeir, ar roue a glevas o frezegenn. Souezet-holl e voe. Gourc'hemenn a reas d'ezo lavarout ar wirionez penn-da-benn. Ar yaouanka a gontas pep tra eus ar penn betek ar fin hag an diou gosa a gomzas evelti. Ar roue, kounnaret gant trubarderez ar c'hemener, a gemennas d'ar paotr yaouank dont davetañ. Hemañ ne grede ket dont dirak ar roue. Ret e voe d'ezañ koulskoude senti. Pa zegouezas, edo ar roue hag e dud ouz taol. Ar c'hemener, postet a-zehou d'ar roue, a droas liou pa welas trec'hour ar gornandoned. Ar roue, o sellout ouz ar paotr yaouank, a lavaras d'ezañ a vouez uhel :

« Ha n'eo ket te ac'h eus tennet va zeir merc'h eus skilfou ar gornandoned ? »

Lavarout a reas avat :

« An holl a responto d'eoc'h n'eo ket me, met ar c'hemener ».

« Nann », a drouc'has krenn merc'hed ar roue, « te eo ac'h eus salvet ac'hanomp, ha setu an neudennou seiz hon eus staget ez pleo, pa oas o lakaat da benn war hor barlenn ».

Kregi a rejont en e benn hag e kavjont an neudennou seiz e-touez e vleo hir rodellet. Evel-se ec'h anavezas an holl ar wirionez.

Neuze e lavaras ar roue :

« Peogwir ez eo te ac'h eus saveteet ar priñsezed,

ret eo d'in derc'hel d'am ger. Va merc'h yaouanka a roan d'it, hag an hanter eus va bro ».

Ar fest a gendalc'has hag ar c'heginer kalonek a azezas a-zehou d'ar roue, e-lec'h ar c'hemener en doa sammet e loerou, hep gouzout da zen penaos.







# An Den troet e Bleiz

Gwechall-goz e oa eur roue hag eur rouanez n'o doa nemet eur verc'h. Ar bugel-se a oa evito eur bann-heol. Karout a raent anezi gant o holl galon, hag e soñjent en eurvad o defe ganti deuet bras. Siouaz, ne deas ket ar soñj-se da benn. Goude eun nebeut bloaveziou, ar rouanez a gouezas klañv hag a varvas. Leñvet e voe d'ezi, nann hepken er palez, met er rouantelez a-bez, rak ar rouanez a oa karet mat. Ar roue a voe ken glac'haret ma ne fellas ket d'ezañ dimezi a-nevez. E holl levenez a voe gant ar briñsezig vihan.

Ar bloaveziou a dremene e-biou. Merc'h ar roue

a greske he c'hened hag he furnez. Ne c'helle k goulenn eun dra na vije roet d'ezi raktal gant h zad. Eun toullad plac'hed-enor a oa d'he heul ev ober d'ezi he c'hoant. En o zouez e oa eun intañve hag he doa diou verc'h. Brao e oa he dremm, flou he c'homzou, hogen troiou kamm leiz he c'horf Goude maro ar rouanez, n'he doa mui nemet eu soñj : dimezi gant ar roue. En em lakaat a reas da lubani d'ar briñsezig, o veuli dreist pep muzul a pez a rae pe a lavare. Ha pep ger a oa evit diskouez d'ar c'hrouadur e vije kalz eürusoc'h ma timezje he zad a-nevez. Dre glevout atao memes tra, ar briñsezig a zeuas a-benn da gredi e oa gwir komzou ar intañvez, hag a c'houlennas eun devez diganti piou a c'hellfe dimezi gant he zad.

« N'eo ket d'in », a respontas an itron, « rei kuzuliou war gement-se. Dre ma kemero ar roue eur vaouez a vezo mat en ho keñver ! Ar pez a c'hellan lavarout eo, m'em befe an eurvad da veza degemeret, n'em befe soursi hepken nemet evidoc'h. Pa walc'hfec'h ho taouarn, unan eus va merc'hed a grogfe er picher hag unan all en torch ».

« Ho merc'hed a vezo c'hoarezed d'in », eme ar briñsezig re gredik.

Abaoe an devez-se, ar roue a voe tregaset d'ezañ e benn hep ehan gant e verc'h, a c'houlenne digantañ dimezi d'an itron. Skuizet gant seurt randonerez, ar roue a lavaras d'ar briñsezig :

« Gwelout a ran e vezo ret d'in ober hervez da froudenn, ep desped ma tisplij d'in. Hogen ne vo graet nemet war-bouez eun dra ».

« Pehini ? » a c'houlennas ar briñsezig laouen-ruz.

« Ma timezan a-nevez, n'eo ket hepken nemet war



da c'houlenn. Tou d'in ne vezin ket rebechet ganit diwezatoc'h ma n'out ket eürus gant da lezvamm pe da c'hoarezed »

Ar bugel a douas hag an eured a voe graet.

Ar bloaveziou a yae e-biou. Ar briñsezig a zeuas da veza koanta plac'h yaouank ar bed, dre m'edo he diou lezc'hoar ken vil a gorf hag a ene. A bep tu e teuas priñsed yaouank da c'houlenn dimez gant merc'h ar roue, met den ne felle kaout merc'hed ar rouanez. Houmañ a zeuas da gaout kasoni, met n'hen diskouezas ket. Er c'hontrol, ne voe morse komzou ken flour en he genou.

E-touez ar baotred yaouank he c'hlaske e oa pennhêr ar rouantelez tosta. Yaouank oa ha klok. Ar briñsezig he doa karantez evitañ hag e roas d'ezañ he c'halon hag he feiz. Ar rouanez ne blijas ket d'ezi seurt karantez, rak c'hoant he doa eus ar paotr-se evit unan eus he merc'hed. Lakaat a reas en he soñj mirout ouz an dimez-se ha dont a-benn eus an dud yaouank-se.

Kavout a reas an tu hep dale. Ar vrud a zeuas edo ar vro o vont da veza flastret gant hec'h enebourien, hag ar roue a rankas mont d'ar brezel. Neuze hepken e welas ar briñsez fallagriez he lezvamm. Kerkent aet ar roue a-bell, ar rouanez a voe ken kriz ha m'edo flour gwechall. Ne oa devez ebet ma ne vije ket skandalet gant he diou c'hoar pe he mamm. Gwasoc'h ez eas c'hoaz an traou evit paotr yaouank ar briñsez. Eun devez m'edo o chaseal, e kollas e hent hag e voe dispartiet diouz e dud. Ar rouanez neuze, a oa sorserez ivez, a droas anezañ e bleiz, ret d'ezañ mont du-mañ du-hont er c'hoad e-pad e vuhez.

Da serr-noz, e tistroas e dud d'ar palez, ha pa

ouezas e oa kollet ar priñs yaouank, ret e voe gwel
glac'har ar briñsez. Noz ha deiz e leñve, ha n
felle ket d'ezi beza diboaniet. Ar rouanez a c'hoan
eus he rann-galon hag a oa laouen dre ma oa trem
net pep tra hervez he c'hoant.

Eun devez, m'edo merc'h ar roue o hirvoudi en h
c'hambr, e teuas c'hoant d'ezi mont er c'hoad m
oa bet kollet ar priñs ennañ. Mont a reas da gaou
he lezvamm evit goulenn mont er c'hoad da ankou
nac'haat he glac'har. Ar rouanez he doa c'hoant d
lavarout nann, met ne gredas ket hen ober. Lavarou
a reas da unan eus he merc'hed mont gant ar briñ-
sez. An diou c'hoar a savas trouz etrezo, rak hini ebe
ne felle mont gant eur plac'h a vije atao o leñva.
Erfin, ar rouanez a c'hourc'hemennas da unan bale.

An diou blac'h yaouank a yeas etrezek ar c'hoad.
Ar briñsez a valee dre ar gwenodennou en eur selaou
al laboused. Gwelout a rae en he spered ar mignon
ken karet he doa kollet. He c'hoar a heulie en eur
c'hrozmolat, ha ken kalet oa he c'halon ma save
droug enni a-enep tristidigez merc'h ar roue.

Goude eur boutad hent, e teujont tost d'eun ti-koad.
Ar briñsez, he doa kalz sec'hed, a c'houlennas digant
he c'hoar dont ganti da c'houlenn eur banne dour.
Hogen ar verc'h kriz a lavaras nann.

« Ha n'eo ket a-walc'h », emezi, « dont d'az heul
er c'hoad gouez-mañ ? Ret e vefe c'hoaz mont er
c'hraou-se ! Me hag a vev en eur c'hastell kaer ! Ne
lakain ket va zroad eno, ha m'ec'h eus c'hoant, kerz
da-unan ! »

Ar briñsez ne voe ket daletoc'h hag a yeas en ti-
koad. Neuze e welas war eur skabell eur vaouez ken



oadet ma vrañsigelle he fenn. Stoui a reas he fenn
dirazi en eur lavarout :

« Noz vat d'eoc'h, mamm-goz, ha ne c'hellfen ket
kaout eur banne dour ? »

« A-greiz kalon », a respontas an hini goz. « Piou
out-te, hag a zeu dindan va zammig toenn, hag a
gomz ken flour ?

« Me eo merc'h ar roue, hag e teuan d'ober eun
dro er c'hoad da glask terri va rann-galon ».

« Pebez rann-galon ? » a c'houlennas an hini goz.

« Kollet em eus va mignon, ha Doue 'oar hepken
m'e welin morse en-dro ».

Ar briñsez a zisplegas ar pez a oa c'hoarvezet,
hag an daerou a ruilhe war he dioujod o dije teneraet
ar grisa tud. Pa davas, an hini goz a lavaras :

« Mat ec'h eus graet diskouez d'in da c'hlac'har.
Gouzout a ran kalz traou, hag e c'hellin moarvat rei
d'it eun ali. Pa 'z i kuit eus an ti-mañ, e weli eul
lilienn he deus kresket war an douar. N'eo ket eul
lilienn heñvel ouz ar re all. Vertuziou dispar he deus.
Hast afo da glask anezi ha d'he c'hutuilh. Ma teuez
a-benn, n'en em chal ket ken : kavout a ri hep dale
an hini a lavaro d'it ar pez ac'h eus d'ober ».

Neuze e kimiadjont. Merc'h ar roue a yeas en-dro
gant he hent, dre ma chome an hini goz azezet war
he skabell o horjella he fenn. Koulskoude ar c'hoar
fall a oa droug enni o c'hedal ar briñsez. P'he gwelas
o tistrei, en em lakaas da rebech d'ezi. Hogen ar
plac'h yaouank ne daolas ket perz, gant ar soñj da
gavout ar vleunienn he doa komzet anezi an hini goz.

Tamm-ha-tamm ez eas doun er c'hoad. Gwelout a
reas souden dirazi eul liliann wenn-kann. Laouen-ruz
e stouas da zastum ar vleunienn. Hogen, al liliann

a guze raktal hag en em ziskoueze eun tammig pelloc'h. Dont a reas, da heul ar vleunienn, e traoñ eur menez uhel, hag en eur sevel he fenn, e welas, war ar beg, al lilienn wenn o lugerni evel eur steredenn. Merc'h ar roue a savas gant ar menez, hep teurel evez er vein hag en treujennou a gave war he hent. Pa voe e lein ar menez, e chomas al lilienn el lec'h ma edo. Stoui a reas da gutuilh ar vleunienn hag he stardas war he c'halon. Ken eürus e voe, ma ankounac'haas he lezvamm, he c'hoarezed hag ar bed holl.

Evel-se e chomas e-pad eun hir amzer. Ar plac'h yaouank ne ehane ket da sellout ouz he lilienn goant. A-greiz-holl e soñjas er pez a lavarje he lezvamm pa zeuje ken diwezat d'ar gêr. Sellout a reas en-dro d'ezi, o klask hent an distro. An heol a oa damguzet : ar bann diweza a bare war lein ar menez ; en traoñ edo ar c'hoadou ken teñval ma ne weled mui gwenodenn ebet.

Ar briñsez, leun a anken, a rankas tremen an noz e-lec'h ma edo. Eur garregenn a save war lein ar menez. Azeza a reas warni. Koueza a reas he fenn war he barlenn, hag e tirollas da ouela. Soñjal a reas en he lezvamm fall, er rebechou a vije graet d'he distro, en he zad aet kuit ken pell, en he muia-karet na welje ket mui. Tamm-ha-tamm e voe goloet gant an deñvalijenn hag e savas ar stered.

Difinv edo gant he soñjou ken glac'harus, he lilienn wenn-kann atao en he daouarn, pa glevas eur vouez o c'hervel anezi.

« Noz vat, plac'h koant, perak emaoc'h-c'houi amañ hoc'h-unan ken glac'haret ? »

Ar briñsez a savas eus he flas, spontet-holl, hag en



he c'hichen e welas eur c'horrig bihan o sellout outi gant kalz a vadelez.

« A-walc'h ez eus da veza glac'haret », emezi. « Morse n'am bez eun tamm eurvad. Kollet em eus va muia-karet. E glasket em eus er c'hoad hep e gavout, ha setu-me kollet va hent amañ e-kreiz an noz, aon e teufe al loened gouez d'am lonka ».

« N'az pez ket aon », a respontas ar c'horrig. « Ma sentez ouzin penn-da-benn, e c'hellan kalz evidout ».

Ar briñsez e zegemeras mat dre m'edo dilezet gant ar bed holl. Ar c'horrig a dennas eus e c'hodell eur maen-tan en eur lavarout d'ar plac'h yaouank c'houeza eun tantad. Dastum a reas eur bern spoue ha keuneud sec'h, hag e lakaas an tan ennañ. Ar flammou a savas buan en uhel, o sklerijenna eun tu eus ar menez.

« Mat », eme ar c'horrig, « kerz bremañ en tu all, hag e kavi eur podad rousin. Kas anezañ amañ ».

Ar plac'h yaouank a sentas.

« Laka ar pod-se war an tan », a lavaras c'hoaz ar c'horrig.

Ha pa zeuas ar rousin da virvi :

« Taol da lilienn e-barz ».

Ken kalet e kavas an urz-se ma pedas ar c'horrig evit derc'hel he bleunienn. Hogen ar c'horrig a lavaras :

« Ha n'ec'h eus ket touet senti penn-da-benn ? Gra raktal ar pez a c'houlennan, pe keuz az pezo ».

Merc'h ar roue a serras he daoulagad hag a daolas al lilienn er pod, gant ar c'hoant da ouela, rak kalz e kare he bleunienn.

Kerkent e savas eun trouz pounner er c'hoad, ha, dre ma tostae, e kleved eur yudadenn spontus, a

dregerne er menez. Da c'houde, deliou a vresas, brankou a strakas, hag ar briñsez a welas eur mell bleiz louet o tont er-maez eus ar c'hoad daveti. Ken spontet e voe ma klaskas tec'hout. Hogen ar c'horrig a bakas krog enni o lavarout :

« Pign buan war ar garregenn, ha pa dremeno ar bleiz dindanout, e stlapi warnañ da bodad ».

Ar plac'h yaouank gant ar spont ne ouie ket dre vat petra 'rae. Evel o huñvreal, e kemeras ar pod hag e taolas ar rousin war al loen, d'ar poent ma tremene dindan ar roc'h. Neuze e c'hoarvezas eun dra iskis : ar bleiz a ziwiskas ar c'hroc'hen louet a c'holoe anezañ, hag e-lec'h eun aneval gouez, e weled eur paotr yaouank koant, savet e zremm war-du ar roc'h. Pa daolas perz ar briñsez, ec'h anavezas he muia-karet.

Souezet e voe ar plac'h yaouank, e c'hellit kredi. Ken dinerzet e voe ma vije bet kouezet hep sikour ar priñs, en doa lammet evit he harpa. He dougen a reas war e galon gant trugarez, ha ne ankounac'haas ket ar c'horrig a oa deuet ivez d'e sikour.

O-zri ec'h azezjont war beg ar garregenn, hag en em lakajont da varvailhat. Ar priñs a gontas penaos e oa bet troet e bleiz ha pegement en doa gouzañvet o kerzout hep ehan er c'hoad. Merc'h ar roue a gomzas eus he foan hag eus an daerou he doa skuilhet abaoe m'edo kollet ar paotr yaouank. Kaozeal a rejont evel-se e-pad an noz betek ma vougas ar stered. An heol a savas, ha gant goulou an deiz e c'helljont kavout an hent etrezek kastell ar roue. Eus lein ar roc'h e weled ar stankenn penn-da-benn. Ar c'horrig a lavaras neuze :





« Sell, plac'h koant. Ha ne welez ket eun dra bennak du-se a-bell ? »

« Eo », eme ar briñsez, « gwelout a ran eun den war eur marc'h o taoulammat war-du ar c'hastell ».

« Kannad ar roue eo. Da dad a zistro d'ar gêr gant e dud ».

Ar briñsez, mall ganti, a c'hoantaas mont en eul lamm war hent he zad, met ar c'horrig a grogas enni en eur lavarout :

« N'eo ket poent c'hoaz. Sell ouz ar pez a zo o vont da c'hoarvezout ».

Nebeut amzer war-lerc'h, an heol o sevel a sklerijenne war kastell ar roue.

« Plac'h koant, petra 'welez bremañ ? »

« Gwelout a ran eur bern tud o tont er-maez eus ar palez. Lod a ya war-du ar vrezelourien, lod all a gemer hent ar c'hoad ».

« Mevelien da lezvamm eo. Kas a ra eul lod dirak ar roue d'e zegemerout, hag eul lod all d'az klask er c'hoad ».

Ar briñsez, laouen-ruz ha mall ganti, a glaskas mont da gaout mevelien he zad, met ar c'horrig a viras outi.

Eur pennad amzer a dremenas c'hoaz. Ar briñsez a oa he sellou o para war an hent a dlee kemer ar roue.

« Sell, plac'h koant. Ha ne welez ket eun dra bennak du-se ? »

« Eo, gwelout a ran tud o vont hag o tont e porz ar palez, hag an holl a zo gwisket e du ».

« Da lezvamm hag he mevelien eo. Mont a reont da lavarout d'ar roue out maro ».

« O ! Lez ac'hanoun da guitaat », a c'houlennas

ar briñsez, evit mirout ouz he zad da gaout ar rann-galon-se.

« N'eo ket poent c'haoz. Sellomp da genta penaos ez aio an traou ».

Koulskoude e pigne an heol en oabl. Ar parkeier hag ar c'hoad a loske dindan gwrez an heol. Ar plac'h yaouank, ar paotr yaouank hag ar c'horrig a chome sioul war ar roc'h. Er penn all d'ar stankenn e weljont eur goumoulenn a vrasae hag a dostae tamm-ha-tamm. Bremaik e weljont an armou hag an togou-houarn o lintra, ar bannielou o nijal gant an avel, hag e klevjont ar c'hlezeier o stlaka, ar c'hezeg o c'houirinat. Hag erfin setu banniel ar roue.

Ar briñsez a glaskas c'hoaz neuze mont da gaout he zad. Ar c'horrig a viras c'hoaz outi.

« Sell, plac'h koant. Ha ne welez ket eun dra bennak e porz ar c'hastell ? »

« Eo, gwelout a ran va lezvamm ha va c'hoarezed gant gwiskamantou kañv. Eul lienenn a zo dirak o daoulagad hag e skuilhont daerou puilh ».

« Ober a reont ar van da ouela war da varo. Gortoz c'hoaz eun tammig. N'hon eus ket gwelet pep tra ».

Goude eur pennad, ar c'horrig a zistagas c'hoaz :

« Sell, plac'h koant. Ha ne welez ket eun dra bennak ? »

« Eo, gwelout a ran dougen eun arched du. Va zad a laka digeri anezañ. A ! Ar rouanez hag he merc'hed a gouez d'an daoulin. Ar roue a sav e gleze a-us d'o fennou ».

« Da dad en deus klasket gwelout da gorf. Da



lezvamm ha da c'hoarezed a zo bet ret d'ezo diskleria o zro fall ».

« Lez ac'hanoun da vont kuit, lez ac'hanoun », « eme ar plac'h yaouank, evit ma c'hellin dizoania va zad ».

« Nann », a respontas ar c'horrig. « Selaou va ali ha chom amañ da sellout betek ar fin ».

Eun nebeut amzer war-lerc'h, ar c'horrig a gomzas a-nevez :

« Sell, plac'h koant, petra 'welez ? »

« Va zad, va lezvamm ha va c'hoarezed a zeu dre amañ, heuliet gant o zud ».

« Deuet int da glask war da lerc'h. Diskenn alese ha kemer ar c'hroc'hen-bleiz a zo chomet e traoñ ar roc'h ».

Merc'h ar roue a sentas.

« Ha bremañ », eme ar c'horrig, « kerz war an tu-se ».

D'ar poent-se e tremene ar rouanez hag he merc'hed e traoñ ar menez, klok dindan ar roc'h.

« Stlap ar c'hroc'hen-bleiz d'an traoñ », a c'hourc'hemennas ar c'horrig.

Ar briñsez a reas ar pez a oa goulennet diganti. Teurel a reas ar c'hroc'hen, a gouezas war ar rouanez kriz hag he merc'hed. Kerkent e weljod eur burzud nevez. A-boan m'edo stoket ar c'hroc'hen ouz an teir maouez, ma voent troet e teir bleizez, en em lakaas da yudal ha da sailha er c'hoad.

Kerkent echu an taol-burzud-se, ar roue hag e vevelien en em gavas e traoñ ar menez. Hag en eur sevel e benn, ar roue a welas e verc'h, met ken sebezet edo ma ne c'helle ket kredi.

Neuze e lavaras ar c'horrig :

« Kerz buan, plac'h koant, da gaout da dad ».

Ar briñsez ne voe ket pedet diou wech. Kemer a reas dourn he muia-karet, diskenn a reas gant traoñ ar menez, hag e 'kouezas e divrec'h he zad en eur skuilha daerou. Ar roue ivez en em lakaas da ouela, goude ar paotr yaouank hag an holl vevelien. Eur marz e oa o gwelout. Goude ma voe poket an eil d'egile, ar plac'h yaouank a zisplegas istor he lezvamm hag he merc'hed, gwalleuriou he muia-karet, he holl c'hlac'har, ha sikour burzudus ar c'horrig.

Ar roue hag e dud a gemeras en-dro hent ar c'hastell. Graet e voe eur mell fest, a voe pedet da zont d'ezi holl dudjentil ar rouantelez. Ar briñsez a zimezas gant he muia-karet, hag an eured a badas meur a zevez e-kreiz dañsou ha c'hoariou a bep seurt.





## LODENN AR GELAOUENN

# Notennou

**Ar « Ventoniez »**

Tamm-ha-tamm e vez skignet al levr « *Mentoniez* », hag e skriver d'imp a bep tu da ober meuleudi d'al labour. Brasa souez ar brenerien eo kaout, e-lec'h eul levrig a netra, eur pikol levr moulet dispar war baper kaer, ennañ e-leiz a skeudennou tresetbrao.

« Aesoc'h, ha fraesoc'h eget e galleg », eme eul lenner, « e teu traou ar ventoniez e brezoneg. Petra a c'hortozer da lakaat al levr-se er skoliou ? »

Ne ouzomp ket peur e vo kenteliet ar skiantou d'hor bugale en o yez. Pez a ouzomp avat eo e rankomp kenderc'hel gant ar rummad levriou-se, digoret ken mat gant ar « *Ventoniez* ».

An oberour, C.L. Kerjean, a skriv d'imp emañ o labourat war kendalc'h e levr. Ouspenn se, setu dournskrid eur « *Strilhouriez* » o tegouezout ganimp. Hag ar vrud a zeu betek ennomp e vije tud o poania da sevel oberennou skiant all.

Kement-se a dle lakaat lorc'h er vrezonegerien. Gwaz a se da dud ar rummad koz ha n'int ket evit halkompren talvoudegez seurt labouriou, ha d'ar c'hallegerien a chom sabatuet ganto. N'eo ket evit ar re-se e labouromp. Evit ar re yaouank eo, evit Breiz a vo, ha nann evit Breiz a zo na Breiz a zo bet. Ne

reomp forz eus ar rebechou (nemet graet e vefent gant tud doujus, gouiziek hag ampart). Touet hon eus adsevel hor yez hag hor bro, ha kemer a reomp an hent eeun evit hen ober.

### « An den hag ar yez »

X. de Langlais a gas d'imp ar pennadig-mañ, da heul embannidigez al lizer en doa skrivet diwar-benn pennad Roparz Hemon, « *An den hag ar yez* » (Sellout « Gwalarn », niv. 73, p. 58) :

« Kemeret em eus *Istor ar Bed* da skouer hep poueza re va c'homzou, hep dibab re va geriou dreistholl, o veza ne soñjen ket e vefe embannet va lizer gant *Gwalarn*.

« Re skiantel eun tammig e kavan ar geriou krouet gant Mordiern, gwir eo. Gouzout a ran, neouac'h, pegen diaes eo sevel eul labour *skiantel* gant eur yez bet dilezet a-viskoaz gant *an dud a skiant*.

« Pegen diaes eo ivez kroui geriou nevez beo, ha resis koulskoude, hep tostaat muioc'h pe nebeutoc'h ouz an dro-spered gallek.

« An diaesa, d'am meno, n'eo ket sevel eur yez skiantel keltiek, daoust pegen keltiek e vefe ar geriou dibabet, met displega ne vern pe soñj uhel en eur brezoneg aes ha laouen.

« Ar pal da dizout eo, gwelet pe zamwelet gant pep unan.

« Pe skrivagner a c'hellfe lavarout, koulskoude, goude beza savet eul labour ken nevez hag hini Mordiern n'en deus ket faziet a-zivout ar stumm prestet



gantañ d'e Huñvre ? Rak arvarus eo sevel eun ober gant netra !

« Eur skouer veur en deus roet Mordiern d'ar vrezonegerien, ken diboan alies. Lavarout a ra en e raklavar, « *skrivet eo bet* (al levr-mañ) *gant eun den hag a zo ar galleg yez e dad hag e vamm ...Savet eo bet gant eun den ha n'eo ket skrivagner a vicher ...Ar pep brasa eus al levriou am eus lennet em buhez a oa levriou a ouiziegez. Ha skrivet fall e vezont peurliesa* ».

« Ha dre garantez evit e Vro, savet en deus e ober, koulskoude, e brezoneg penn-da-benn, o soñjal « *er c'hantad a dud e Breiz a-bez a lenno al levr-mañ betek an enebenn diweza* »...

« Unan eus ar c'hant den-se oun bet. Setu perak ne fell ket d'in e kredfe Mordiern e ran fae war e labour ramzel, unan eus ar c'haloneka hag ar souezusa en hol lennegez ».

### « Brezoneg er Skoliou »

Anavezet eo gant an holl an ober-se, hag a labour evit lakaat ar vistri-skol da zeski ar brezoneg e skoliou kantoniou Keraez, Pleiben hag ar C'hastell-Neve. Bez' ez eo, hep mar ebet, an hini gwella, an hini kaera e-touez an holl oberou a seurt gantañ, an hini a dlefe talvezout da skouer e pep lec'h. Rak bremañ omp aet pell a-walc'h evit ma vefe ret soñjal, n'eo ket e Breiz-Izel a-bez, hogen e tachennou 'zo hepken. Neb a fell d'ezañ labourat evit ar vugale a dle dibab eun dachenn merket-mat, ha pleustri war an dachenn-se hepken.

O c'hortoz ma welimp kroui tachennou-abostolerez

all, setu amañ ar c'heleier diweza deut eus tachenn Keraez-Pleiben-Ar C'hastell-Neve :

16 skol gristen (war 19 en holl en tri c'hanton) o deus lavaret kemer perz er genstrivadeg evit 1934-35. E darn anezo, — evel e skol ar baotred, Pleiben, n'eus nemet eur c'hlas o kenstriva. Darn all avat a laka o holl skolidi war ar renk, evel skoliou ar merc'hed Ploneve ha Speied (140 ha 130 bugel).

Roet ez eus bet nevez 'zo war-dro 400 levr lennadurioù ha da zeski ar yez (levriou Gwalarn, Istor Breiz, h. a.) ha 600 levrig pemp gwenneg.

Eur c'helou mat ouspenn : emeur e soñj da astenn an ober d'ar vugale ha na ouzont ket ar brezoneg (bez' ez eus anezo en tri fennlec'h kantoñ) ha sevel eur rummad kenteliou a-ratoz da zeski d'ezo yez o bro.

Mar deo pinvidik a-walc'h kef « Gwalarn », graet e vo eul levr kaer skeudennaouet gant ar c'hontadennou embannet en niverenn-mañ ha kontadennou all da rei evel priz d'ar vugale o devo labouret ar muia.

**Bloavez mat**

Kement a lizerou hag a gartennou a zo bet kaset da WALARN da heti d'ezañ bloavez mat ma n'omp ket bet evit respont. Plijadur a ra d'imp koulskoude gwelout hor c'henvroiz oc'h en em voda, atao niverusoc'h, en-dro d'imp. Klask a raimp dellezout an enor a reont d'imp. O c'hortoz, e kasomp d'ezo ivez hor gwella hetou evit ar bloaz nevez.



**« Teñzor ar Gwenedeg »**

Setu aze ano ar genta oberenn embannet e rummad LIESSKRIVADURIOU GWALARN. Re zi-wezat eo bremañ evit he rakprena. Hogen n'eo ket re ziwezat evit komz diwar he fenn.

E-touez ar c'hudennou ken stank hon eus da zirouestla e-keñver ar yez, ez eus kudenn ar beurunvanidigez. Unan eus ar re ziaesa eo. N'eo ket avat unan eus ar re benna. Ar yez unvan, evel m'emañ, a c'hell mat-tre beza kelennet en holl skoliou Breiz-Izel, eviti da veza tostoc'h eun tammig ouz brezoneg an hanternoz eget ouz brezoneg ar c'hreisteiz. An-zavet e vez kement-se gant ar re speredeka e-touez Kerneviz ha Gwenediz.

Arabat d'imp koulskoude ankounac'haat ez eo war ar rannyezou ez eo diazezet ar yez unvan. Ha pec'hed e vefe lezel a-gostez pinvidigeziou ar brezonegou-parrez. Reolenn-stur GWALARN a-viskoaz a zo bet chom an tosta ma c'hell ouz ar bobl, gant ma vo graet hep mastari ar yez.

Rannyez Wened a zo, e tiegez hor rannyezou, evel ar bugel muia-karet: doujet e vez gant an holl, meulet gant an holl. Lavarout a garfen ivez : studiet gant an holl. Amañ avat emañ ar si : ne gav ket d'in e vez studiet ar gwenedeg kement ha ma tellez beza.

Gwir eo ez eus digareziou. Doare-skriva ar gwenedeg a zo iskis-meurbet ha diaes-tre da lenn, dreistholl evit ar bobl. Seurt traou ne dlefent ket herzel ac'hanomp koulskoude. Seul vuioc'h ma 'z int aeskenañ da reiza.

« *Teñzor ar Gwenedeg* » eta a zo bet savet da skoazella ar re a venn mont dounoc'h e studi ar rannyez vrao-se. Ha muioc'h da ziskouez d'hor skri-

vagnerien penaos e c'hell pinvidikaat ar yez unvan. Nebeut a dra eo. N'eo ket gant eul levrig hepken e vo peurc'hraet eul labour a c'houlenno meur a vloavez da veza kaset da benn. Eun dra bennak eo evelkent, gwelloc'h atao eget netra.

### « Geriadurig gallek-brezonek an troiou-lavar poblel »

Da heul « *Teñzor ar Gwenedeg* » ez embannomp e rummad LIESSKRIVADURIOU GWALARN, eur « *Geriadurig gallek-brezonek an troiou-lavar poblel* », savet gant Roparz Hemon.

Pal ar «*Geriadurig* »-se eo rei d'an dud o deus c'hoant da skriva e brezoneg troiou-lavar, na vezont ket kavet peurliesa er geriaduriou all. Anaout geriou eur yez a zo mat. Beza gouest da genstrolla ar geriou a zo gwelloc'h. Hag evit o c'henstrolla, n'eo ket a-walc'h studia reolennou ar yezadur. Bez' e ranker ouspenn anaout eur bern troiou-lavar, a ro d'ar yez he doare d'ezi hec'h-unan.

Brezoned an amzer mañ, o deus tremenet holl bloaveziou hir er skoliou gallek, hag a rank ober gant ar galleg bemdez, a zo techet da drei troiou-lavar gallek ger evit ger, e-lec'h mont d'an troiou-lavar brezonek rik. Gwir eo kement-se, n'eo ket hepken evit ar re o deus desket ar yez vroadel el levriou, hogen ivez (ha muioc'h zoken alies) evit ar re a gomz anezi adalek o bugaleaj. Lennit pennadou 'zo e kelaouennou brezonek graet evit ar bobl, ha mantret e viot o welout penaos e vez saotret hor yez dre levezon ar galleg, geriou ha troiou-lavar kemend-all.

Goude an aotrou Vallée, an hini en deus labouret ar muia evit pellaat ar brezoneg skrivet diouz skouer



ar galleg, ha tostaat anezañ ouz ar yez wella komzet gant ar bobl, — an hini en deus gouestlet eun darn vras eus e amzer o studia, o vurutella doareou-lavar ar werin, — eo deut GWALARN, abaoe ma voe krouet, da zifenn ar brezoneg ouz ar gallekadur, gallekadur ar geriou, gallekadur ar frazennou.

Ne vo kavet er « Geriadurig » nemet troiou-lavar « gwirion ». Kutuilhet int bet, e pad meur a vloaz, e skridou savet gant hor gwella skrivagnerien-bobl e pep rannyez, ha roet int dres evel m'int bet kavet (nemet reizet eo bet an doare-skriva). Ret eo gouzout an dra-se evit kompren ne deo ket klok an oberennmañ, ha ne vo peurglokaet biken, ha pa vefe kreskët diou wech, dek gwech, pe mil gwech. Eur gwall labour eo sevel eur geriadur boutin, ennañ geriou nemetken. Hogen sevel eur geriadur troiou-lavar a zo koulz ha klask niveri pep takenn a zo er mor. Setu perak ez eo ken rouez seurt geriaduriou.

Kredi a reomp evelato ne vo ket bet graet an taolarnod-se en aner. Klaoustre ne gavor ket ennañ meur a wech ar pez a glasker. Ar pez a gavor da vihana a vo talvoudus da zaskori d'hor yez eun tamm eus he liou hag eus he nerz.

Derou ar « *Geriadurig* » a vo kaset d'ar rakprenerien hep mar e-kerz miz c'houevrer. Mall eo eta rakprena ma karer beza e poent.

*Notenn a bouez.* — Peogwir e vez bep tro dek follenn e pep strobad, kerkent ha ma vez echu embann eun oberenn e vez kroget gant eun all. Lakaomp da skouer e vefe 27 follenn en oberenn genta, kenta follenn an oberenn da heul a vo an 28-vet, da lavarout eo, 8-vet follenn an trede strobad. Arabat eta da rakprenerien ar « *Geriadurig* » beza souezet pe feu-

ket ma kavont follennou diweza « *Teñzor ar Gwenedeg* » er strobad kenta a zegouezo ganto.

Pedi a reomp ouspenn hol lennerien da lenn aketus reolenn ar rakprena hol liesskrivaduriou.

**Dre ar c'helaouennou**

AR FALZ (niverenn miz kerzu) a embann, ouspenn pennadou gallek, an danveziou brezonek a gaver enni bep tro, hag a ro d'ar gelaouenn ken bras talvoudegez, n'eo ket hepken evit ar skolaerien, hogen ivez evit an holl. Plijadur dreist hon eus bet o lenn ar pennad, « *Maro ar Mab-bihan* », troet gant Kerlann diwar galleg P. Loti. Tra ma lennemp ar pennad-se, lakaet e brezoneg ken flour (daoust d'eun nammig pe zaou), ne c'hellemp ket mirout a soñjal pegen pouezus eo d'imp kaout troidigeziou. Lakaomp e vefe troet penn-da-benn « *Pesketaer an Island* ». Neuze hor bije eun dra bennak da geñveria gant hor romantou brezonek. Ne vern petra a soñjer diwarbenn ar skrivagner gall Loti, ret-mat e vefe anzav hon eus c'hoaz kalz a hent d'ober kent tostaat ouz seurt oberou. Ha pa ne vefe nemet en abeg da se, ne vez ket kollet poan ar re a striv da rei d'imp troidigeziou.

Niverenn miz genver ar c'hannadig embannet gant « *Kenvreuriez ar Brezoneg* » kloerdi Kemper, skrivet en eur yez c'houek ha reiz, a zo eun drugar e lenn. An enor brasa a ra d'ar gloer yaouank o deus he savet. Dudius eo ar pennad « *Eus a Gerfoenneg da Gerfeunteun* ».



**En Enez Vanao**

Trei a reomp ar pennadig-mañ diwar ar gelaouenn gernevek KERNOW (niverenn miz genver) :

« E bodadeg vloaziek ar Gevredigez Vanavek e Douglas neizeur, eun niver bras a Vanaviz vrogar a reas eur c'halvadenn start evit ma vije oberiet dizale da savetei ar yez vanavek, a zo o vervel.

Ar c'hrennlavar manavek koz, « *Dyn Glare, Dyn Cheer* » (Hep Yez, Hep Tir) a voe meneget gant an Dim. Mona Douglas, studierez ouiziek war ar manaveg. War a lavaras, n'eus ket ouspenn daou pe tri den koz o kaout ar manaveg da yez o c'havell.

Manaviz tramor a zo brasoc'h o brogarantez, emezi, eget ar re a chom er vro. Da skouer, eur Manavad eus Ontario, anvet John Cornish, hag a zeskas ar yez diwar eur Vibl vanavek koz, a yeas gantañ priz ar manaveg er C'hendalc'h broadel e Douglas er sizun a-raok.

Hervez an Ao. H.P. Kelly, rener ar Gevredigez ha troer a-berz-stad al lezennou e manaveg, an diouer a studierien hizio a sav diouz ar pleg a zo o kreski e-mesk an danvez-deskerien da gila rak ar gwir labour hag an aked a zo ret evit dont da veza ampart war ar yez.

N'eus nemet eur c'hlas manavek en enezenn, an hini dalc'het e ti eur Manavad koz, Caesar Cashin, e Peel.

Divizet e voe envel eur c'huzul-kreiz eus an holl gevredigeziou manavek evit aoza embann eun Istor Manao ha levriou diwar-benn ar yez ».

**Ali hol lennerien**

Skriva a reer d'imp :

« Gwalarn a blij d'in bepred. Evit lavarout ar wirionez, me a gave gwelloc'h e furm goz evel ma oa daou pe dri bloaz 'zo, pa veze embannet bep eil eun oberenn hag eun niverenn pennadou berr. Mat eo evel m'emañ, koulskoude.

Hogen, me a garfe gwelout eur wech an amzer eun niverenn bennak diwar-benn traou ar vro. Daoust hag embannet e vefe eur studiadenn diwar-benn eun darvoud bennak pe diwar-benn eun dra bennak eus istor Breiz ? ».

Gwir-mat eo ar pez a lavar hol lenner. Ober a reomp evit ar gwella. Gouzout a reomp avat e c'hellfed ober gwelloc'h. Setu amañ eun nebeut eveziadennou a-zivout se :

1. Pouezus-holl eo d'hor meno moula eun oberenn en he fez e pep niverenn. En doare-se hepken e c'hellimp embann tamm-ha-tamm an dournskridou talvoudus a bep seurt a zo o kousket en hon armeliou abaoe daou, tri, pevar bloaz ha muioc'h.

2. Ouspenn eur wech hon eus pedet start hor c'henlabourerien da sevel studiadennou diwar-benn Breiz. Biskoaz n'omp bet selaouet. Da gredi eo n'eus etouez hon tud yaouank hini ebet o vourra gant istor ha doareou hor bro. Nag aes e vefe koulskoude displega buhez eur Breizad brudet pe eun darvoud bennak eus hon amzer dremenet !

3. Da heul an oberenn hir e karfemp moula atao « *Lodenn ar Gelaouenn* », anezi pennadou berr diwarbenn traou disheñvel : ar pez a c'hoarvez e Breiz, er



broiou keltiek, er bed holl. Evit se e rankfemp kaout eur strolladig kenlabourerien feal hag aketus, pep hini o pleustri war eun dachen d'ezañ e-unan, hag e rankfemp dreist-holl kaout koumananterien e-leiz. Neuze avat e welfed GWALARN buan o kreski !

**« Geotenn ar Werc'hez »**

Moulet eo levr nevez J. Riou, hor boa menegeт en hon niverenn diweza. Setu amañ ar priziou (kas ar priz dre lizer-arc'hant d'an Ao. Riou e unan, Boest-Post 21, Brest) :

War « Alfax Navarre » : 30 lur. — War « Pur fil Lafuma » : 50 lur. — War « Holland » (3 skouerenn hepkenn e gwerz) : 100 lur.

N'hellomp ket ober gwell eget advoula amañ ar c'hentskrid savet gant Roparz Hemon evit al levr-se :

«*E-touez skrivagnerien Vreiz, n'eo ket Jakez Riou eus ar re o deus skrivet ar muia. Bez' ez eo evelato ken brudet hag ar re vrudeta. Ha karet ouspenn, pez a zo disheñvel diouz beza brudet, ha gwelloc'h. Nag a wech, er bloaveziou-mañ, eo bet goulennet ouzin : ha Jakez Riou ? Petra a ra Jakez Riou ? Pegouls e skrivo adarre ? Seurt goulennou ne vezont ket graet diwar-benn holl genlabourerien « Gwalarn ». Ne vezont graet nemet diwar-benn ar re a gaver en o oberou eun elfenn dibar a zudi.*

*An elfenn-se eo da genta ar yez. Na truilhek evel brezoneg darn eus ar skrivagnerien-bobl, na reut evel brezoneg darn eus ar skrivagnerien « uhel ». Eur yez d'ezi hec'h-unan, stag-mat ouz yez ar werin, adstummet avat gant ijin nerzus an arzour. Geriou ha lava-*

*rou an dud vunut o paota enni, dibabet avat hag urziet ha bevaet hervez youl an den. Eur wir yez lennegel eta : eur benveg d'ar skrivagner da liva e ene, ha tamm ebet ar sac'had lavarennou boutin a dalv d'ar re all da fistilha.*

*Evel hogozik holl hor skrivagnerien yaouank, savet en deus Jakez Riou marvailhou ha barzonegou. Marvailhou ha barzonegou seurt n'hor boa lennet biskoaz, hag i o skeudenna eur spered : tarzet eus an diabarz kentoc'h eget kenaozet eus an diavaez. Ar c'hontrol beo a ra Jakez Riou diouz skrivagnerien all. Ne glask ket beza disheñvel. Ne glask ket kutuilh e pep lec'h liviou ha stummou nevez. A-walc'h d'ezañ ober tro e galon: Pep skrivagner, evit gwir, a vez atao dirak « e zaoulagad diabarz » eun dremmweliad muia-karet, ennañ arvestou, skeudennou, gweledvaou, tud, menoziou, dastumet a-hed e-vuhez, ar re gareta alies adalek amzer e vugaleerez. Graet a garo, ar goskoriad-se a vez ouz e zarempredi ken lies gwech ha ma krog en e bluenn: Int eo a ra danvez e faltazi, boued e awen. Neb a lenno aketus ar marvailhou-mañ a c'hello adsevel dre vras dremmweliad Jakez Riou : traoniennou gleb, geoteier glas, stêriou bihan, poullou-tro eonennek, pantennou serz, an dour o strilha war c'horre ar roc'h pe dindan al leton hag ar raden : hep mar, ar vro goant, ha garo koulskoude, tro-war-dro Kastellin. Hag o tremen eno, war hentou digenvez ar peuznoz, tud iskis, paotred dreist o nerz ha merc'hed marzus o c'hened, pep unan avat o tougen eur valloz. Ha ma tamaller d'an taolennou livet gant Jakez Riou, — (na rouez ar skrivagnerien vrezonek a oar liva taolennou ! hag o liva eveltañ !) — beza eun tammig unton, e ranker anzav ez eo an*



*dra-se end-eeun, an difounnder-se a liviou hag a linennou, a ra o c'hreñvder hag o dounder dispar.*

*Hag ouspenn, ne zispleg Jakez Riou en e gontadennou nemet eun tu eus e spered, eun talbenn hepken eus e di, an hini a zo troet davet ar c'hornog moarvat. Ma fell d'eoc'h gwelout an hini a sell ouz ar c'hreisteiz, lennit e beziou-c'hoari, rust ha drant, hag a chomo en istor hol lennegez evel testeni ar skiant-vat a-enep fouge, sotoni ha strizder-spered Bretoned hon amzer.*

*E gontadennou ivez a chom evel eun testeni all. Ouz o c'heñveria gant ar pez graet a-raok, e c'heller merzout adsavidigez arzel ha speredel Breiz. Eun dra vras eo soñjal e tiwan seurt oberou e-touez eur bobl a oa bet kemeret kement a boan da vouga enni pep emskiant ha pep speredelez ».*

### Kelc'h keltiek Roazon

Klevout a reomp gant keuz n'emañ mui an Ao. Régnier e penn Kelc'h keltiek Roazon. An holl Vretoned o deus e anavezet a c'hell lavarout pegement a boan en deus kemeret, heñ hag an It. Régnier, evit daskori d'hor c'henvroiz, e Paris evel e Roazon, eun tamm eus o emskiant vroadel. Eur bern anaoudegezvat a zo dleet d'ezañ.

Da heul ar vodadeg veur dalc'het d'an 3 a viz kerzu e voe anvet eur strollad-rena nevez. Derc'hel a raio ar strollad-se gant al labour: e Roazon kenkoulz hag e Breiz a-bez, e tisplego ar c'helc'h hor c'horollou hag hor sonerez kaer. Kana a raio adarre e skingomzlec'h Roazon, a zo bet kresket e c'halloud a nevez 'zo:

N'eo ket hepken eta ar c'helc'h-se eun dra eus Roazon, hogen eun dra eus ar vro. Eur c'halvadenn a reomp d'an holl en abeg da se da rei o skoazell. Skod an izili a enor a zo 20 lur hag ouspenn, skod an izili genlabourerien 12 lur hag ouspenn. Kas an arc'hant d'an teñzorier, an Ao. C. Le Gaonac'h, 30, rue du Pré-Botté, Roazon.

**Aliou**

Anaoudek e vefemp e-keñver al lennerien a garfe teurel evez ouz an aliou-mañ :

1. Pa skrivit d'imp o c'houlenn eur respont, lakait, mar plij, eun timbr e-barz ho lizer.

2. Pa gemm ho chomlec'h e-doug ho ploavez-koumanant, kasit d'imp, mar plij, pevar realad timbrou en eur gemenn d'imp an dra-se.

3. Arabat d'ar re a zo o chom e broiou estren ankounac'haat, pa brenont eun dra bennak, ez eus mizou-kas ouspenn da baea.

**Brezoneg ar Vugale**

Trugarez d'ar Vretoned vat o deus klevet hor galvadenn. Eur meneg a ziforc'h a rankomp ober eus prof an Ao. Bécot, en deus roet d'imp ouspenn c'houec'h kant skouerenn eus e levr « *Kenteliou war al Labour-Douar* » da lakaat er skoliou.

Setu amañ roll ar profou bet :

An Ao. F. R. Merret : 18 l. — An Dim. Guieysse : 70 l. — An Dim-ed Janed ha Jermana Bossenec : 40 l — An Ao. R. Aodig : 5 l. — An Dim. O. Chevillotte : 50 l. — An Ao. E.Boisecq : 5 l: 75 — An Ao. F. Even : 10 l. — An Ao. Abad Lec'hvien : 5 l. — An Ao. P. Le Roux : 40 l: — An Ao. M. Aodig : 5 l. — Kevrennad Breiz Atao Roazon : 20 l. — Naig ha Meir B. Kerverziou : 18 l. — en holl : 286 l. 75.



Setu amañ roll al levriou kaset :

14 koumanant da « Gannadig Gwalarn » e Sant-Tegoneg ha tro-war-dro : 140 l. — Skol gristen ar baotred, Landerne : 210 l. ha 50 « *Kenteliou war al Labour-Douar* ». — en holl : 350 l.

Chom a ra er c'hef : 30 l. 10.

---



---

# LIESSKRIVADURIOU GWALARN

O veza n'omp ket evit moula an holl oberou a vez savet gant hor skrivagnerien, emaomp o liesskriva darn anezo.

Liesskrivaduriou Gwalarn a vez embannet a strobadou, 10 pajenn e pep strobad. N'heller ket rakprena nebeutoc'h eget 5 strobad en eun taol. Priz ar 5 strobad a zo 10 lur (12 lur evit ar broiou estren). Ar re o deus c'hoant d'hor skoazella evit gwir a zo pedet, ma c'hellont, da rakprena 25 strobad war eun dro (50 lur, — 60 lur evit ar broiou estren).

Al liesskrivaduriou a zo graet evit ar rakprenerien hepken. Eur wech embannet, n'heller ket o frena.

Ne vez kaset d'ar rakprenerien nevez nemet ar strobad a vo embannet da heul an hini emeur o liesskriva d'ar mare ma teu o lizer-rakprena. Fur eo eta rakprena war-dro miz a-raok an amzer ma c'hoantaer kaout al liesskrivaduriou.

Emeur o liesskriva :

TENZOR AR GWENEDEG
gant Roparz Hemon

Hep dale e vo kroget gant :

GERIADURIG GALLEK-BREZONEK
AN TROIOU-LAVAR POBLEL
gant Roparz Hemon

Moulerez M. Violet, 17, ru d'Algesiras, Brest     *Ar Mérour* : Y. Drézen

